WIKIPEDIA

# Oseteg

Ur yezh iranek eus skourr yezhoù ar biz eo an **oseteg** (Иронау *Ironau* pe Ирон æвзаг *iron avžag*), komzet gant tro-dro da 500.000 den en Osetia an Norzh (60%) hag en Osetia ar Su (15%) er C´haokaz war ar vevenn etre Rusia ha Jorjia hag ivez e Turkia.

Div rannyezh pennañ a zo:

- An ironeg (ar rannyezh komzet ar muiañ)
- An digoreg

Etre 1923-1937 e veze skrivet an oseteg gant al lizherenneg latin. Abaoe 1938 betek hiziv eo bet skrivet gant al lizherenneg kirillek enni lizherennoù ispisial ouzhpenn evit sonennoù na vezont ket kavet e rusianeg, da skouer *æ*.

## Gwelet ivez

- Yezhoù iranek